# CANTIQ SPIRITUEL

## ÉN INOUR DE SANTÈS GENEVEUF A BRABANT.

Ar un Ton douce ba hir.

Pihue-benac a ellou clévet
Er gannen-man hemb bout touchet,
En dès ur galon calettoh
Aveit dire, na boarne, nac ur roh.

Cleuamb guet respet en histoér,
Ha lacamb hi én hur mimoér,
Aveit choogeal én hi bamdé,
Etré ma padou hur buhé.

Geneveuf e zou bèt gannet
En ur province Brabant hanhuet :
Tud a galité hac a stad
É devoué aveit mam ha tad.

A p'en das d'en oaid a ræson,
Hi hum bligé én oræson;
Guet joé é passé hé amzér
Én Ilis dirac hur Salvér.

Pe chongé én é Bassion,
Casi ne feuté hé halon;
N'elle quet guélet hemb dareu
Un Doué marhuet eit hur fauteu.

Er santeleah a hé bubé
Hinour d'hé famille e denné :

En trous a hé vertuyeu bras
Partout dré er vro e ridas.

Comtèd, Baronèd ha Princèd
Hi desiré aveit prièd,
Hac èl ma oé cair èl en dé
Hi goulen banni ne gredé.

En Eutru Sifroy, Palatin,
D'en Ampeleur canderbuc germein,
E zas guet suit hac un trein bras,
Guet hé zad en hé goulennas.

Geneveuf ne refusas quet
D'er hemér aveit hé friêd,
Pe buélas é oé Doué coutant
Ma rezé hé housantemant.

Nezé é oent ind éredet
Guet solannité vras menrbet;
Mœs, allas! hé friêd nebué
Ne chommas guet-hi meit deu vlé.

Un nebedicg amzér arlerh,
Sifroy guet é gompagnoneh,
Aveit inourein er Brincès,
Hé hassas guet-on d'é balès.

Enou Geneveuf e bassas
Deu vlai én ur santeleh vras;
Sifroy eurus e vezé bet,
Chom guet-hi p'en, devé guellet.

Mœs en Ampeleur Charles Martel
A galhnas Sifroy d'er brezel,
Hac èl ma oé dén a gourage,
Hemb tardein eao e gousantas.



Sifroy e gâré é briëd,
Rac-cé hé huittat n'hellé quet
Hemb hë recommandein liès
D'en Intandant ag er palès.

En Intandant, Golo hanhuet,
Mechantan dén a oé ér bed,
Fidélité e bromettas
Ag er Brincès a p'hum gargas.

Mæs Geneveuf en hanavé
Aveit ur fal zén èl ma oé,
Ha bi e laras franchemant
E oé Golo un dén mechant.

Sifroy forh presset a monnet
D'en armé guet é soudardëd,
A lausquas guet en dén fal-zé
Er gargue péhani en doé.

Nezé Golo, mæstre er palès
Hac Intandant ar er Brincès,
Avouéas un dé d'en Intron
Er fal desir ag é galon.

Aveit conservein hé hinour,
Hi e rescondas d'en traitour:
Ma ne changès a volanté,
Sifroy e houyou te vulé.

En dé arlerh en affrontet,
En doé hoah en hardéhtet
De larèt d'é vestrës é oé
Drogan tad d'er fréh e zougué.

Cair en doé er peur Drogan

Assurein é oé innoçand,
Ér prison, hemb hout cheleuet,
Guet er Brincès é oé laquet.

Eno Geneveuf, nos ha dé,
Ar hé deublin én dirac Doué,
De Jésus-Chrouist ha d'er Huérhiès
Hé fréh e recommandé liès.

Golo, tourmantet dé ha noz,
Ne ellé quemér tam repos;
Ean a zé liès d'er prison
Aveit tantein hoah en Intron.

Hac aveit hi gouni dré gair
Ean e gomposas ul lihér
E péhani é oé merchet
Pensus ma oé marhue hé friéd.

Marhue-é hur mæstre, emé Golo,
Jamæs ne retournei d'er vro,
Rac-cé hui e el, mar caret,
Me hemér aveit hou priéd,

Mæs hi e houér sur ha certin
E oé hoah bihue er Palatin,
Rac-cé hi e ras d'en traitour
Ur jotad aveit é siscour.

Pe huélas Golo n'hellé quet
Hé gouni é fæçon erbet,
Ean e gassas er yaguerès
De sollicitein er Brincès.

Genaveuf én tantation
E glasqué nerh én oræson,

Hac e chommas fidel perpet
De Jésus-Chrouist ha d'hé friéd.

En nàu mis pe oent achibuet,
Hé hroaidur a lacas ér bed,
Péhani e oé havat mad
Doh en Eutru Sifroy é dad.

El ne oé meit hi é hunon,
Hi er badéas ér prison ;
Ha hi en hanvas Benoni,
A gaus d'er boén e ré dehi.

Col e ras Golo é amzér,
Rac-cé ean e ras ul lihér,
Hac e gassas unon a esprès
D'bi rantein de Sifroy é væstre.

El lihér p'eo doé leinet
Er Palatin ne gredé quet
En doé é briéd santel
Manquet a vout dehou fidel.

Gùir eu er péh zou él lihér
A respondas er Méchagér :
Coutant-on a verbuel aman ,
Mar du faus er péh e laran.

Pihue e zo bet hardéh assès
Aveit dibauchein er Brincès ?
Me ven me vezo punisset ,
Revé ma vérit é béhed.

Drogan , er maleurus Drogan ,
E laras er Mechagér-man ,
Drogan en dès hi dibauchet :
Ur mab a nehou li des bet.

Golo, hou fidel Servitour,
En des dalhet guet é hinour,
En des ean laqueit ér prison,
Hac é væstrès lubrique guet-on.

En Eutru Sifroy é colér
A gommandas d'er Mechagér
Ma vezé lamet é vuhé
Guet er peur Drogan heamb truhé.

Er Brincès e oé condanoet
De vout ér prison goal-drettet,
M'en devé bet er hligeadur
D'hi massarrein guet hé broaidur.

Un nebedicg amzér goudé
Drogan e gollas é vuhé;
Golo e ras dehou pouison,
Aveit er mouguein ér prison.

Pe gleuas er mechant Golo
E té er Palatin d'er vro,
Ar é arben forh pêl é has,
Aveit décriein é væstras.

É væstre én hênt pe rancontras,
De ouilein doh-t-on hum lacas,
En ul laret: me zou fachet
M'en dès er Brincès hou trompet.

Aveit mirêt doh er scandal,
Pe mès guélet hé vuhé fal,
Me mès groeit tout é peb amzér,
Aveit hi degas d'hé devér.

Mæs hi é dès m'en dispriset,

Jamæs n'hi dès me cheleuet,
Pe vennen dré m'autorité
Gobér debi change a vuhé.

Ur voès habil, ma ne gredet,
Forh splan e rei d'oh de huélet,
Er brineu er ré horriplan
Hi dès commettet guet Drogan.

Damb enta, Golo, mar carès,
De gonsultein er brofætès,
Aveit gout ha me ell credein
Tout er péh e hès laret d'eign.

Hi e ziscoas dré hé magique
E oé Drogan on dén lubrique,
Hac en devoé bet er Brincès
Ur fal gommerce guet-on liès.

Er Palatin én é gnlér
A vennas ridèc d'é vannér
De lahein é vab hac é voès
Trompet dré gona er Sorcerès.

Me rei d'oh ur honseil arlf,
A laras dehon en dén fal;
Güel-é massacrein er Brincès
Quênt eit ma yehet d'hon palès.

Reit d'eign mé hou commandemant,
M'hi laquei d'er marhue prontemant:
Er boble e hum scandalehé,
Pe vehé hui bi laquehé.

Me ra d'id me hommandemant,
Emé Sifroy d'en Intandant;

Querh ha laq é goaid de ridèc,
Hag hani hé fréh miliguêt.

Golo pe arribuas ér palès
A laras tout d'er Vaguerès :
Er homplod e oé bet cleuet
Ha de Geneveuf rapportet.

Nezé hi e offras de Zoué
Er sacrefice a hé buhé,
Hae e houlennas ur papér
Aveit scribue d'hé dén ul lihér.

Hi e scribuas él lihér-zé
Er honzeu-man lan a druhé :
E ban de verhuel innoçand,
Sifroy, dré hou commandemant.

Rai hroot e boés me hondannet,
Hemb gout sur a m'em boé péhet,
Un dé a za hui hou pou qué
Hou pout me zrettet ér guis-cé.

Mæ p'en dé ret d'eign hou quittat,
M'hou pardon a volanté vad ;
Me hardon ehué d'en traitour
En hum guemér doh me inour.

Adieu jardrin, adieu palès,
Adieu, n'hou cuélein mui jamæs ;
Adieu d'oh enta e laran,
A volanté vad en hou quittan.

Golo e gassas deu laquès
D'er prison de glasque er Brincès :
Eno é oé bet dihusquet,
Ha casi hemb dillad lausquet.

Eit guet en impudique ér méz,
Emé Golo d'en neu laquès,
Labet-hi har hé mab elué,
Hemb hou pout tam truhé doh-té.

Ha goudé m'hou pou hi lahet,
Hi séad d'eign e zegassehet,
Ma vezo goarnet ér mannér
Que n'arrivou Sifroy d'er guér.

D'er forest aben é hesant,
Ha guet-hai eu neu innoçand:
Geneveuf ér hnêd pe arrihuas,
Ur græce guet-hai e houleonas.

Ah! m'hou supli, groeit d'eign andur
Er marhue quênt aveit me hroaidur:
Merhuel dihue buéh d'eign e vou ret
Mar guélan é oaid é ridee.

En neu laquès, touchet guet Doné,
E laras en eil d'éguilé:
N'hun nès quet guélet droug erbet;
Marcé jamæs n'hi dès péhet.

Ur péhêd horrible e rehemb,
Quer barbar doh-t-hi pe vehemb;
Raccé retornamb d'er palès,
Ha lausquamb amen hur Mæstrès.

El lonnèd goudéh hac er bleidi
E lamou hi buhé guet-hi;
N'hi dès nitra d'hum soulagein,
Penaus é ello-hi bihuein?

Labamb er hi e zon presant,

Ha cassamb é déad d'en tirant,
Hac é vo chonget ér manér
Penaus m'hur bou groeit hun devér.

Nezé er Sautès affliget,
Guet hé mab e yas dôn ér hoëd;
Jésus hac er Huerhiès Vari
En doé trubé vras doh-t-hi.

Cri a galon ne ouilehé
E cleuèt er hauveu a ré:
Chetu-mé, men Doué, dilezet;
Collet-on ma n'em secouret.

Ér forest é cleuas ur vouéh
E laras dehi dré dair gùéh:
Me fournissou é peb amzér
Er péh e vou d'oh necessér.

Neoah hé mabieg Benoni
E ré ur chagrin vras dehi,
Dihue uoz el laquas de gousquet
Ar un nebedieg foén ér buêd.

N'hi devoué nitra d'er golein,
Nitra aveit er soulagein:
Guet er séhet ha guet en nan,
Casi ne varhué hé hiban.

É oé é poéu petra gobér,
Ha queuich étré er rehér
Deur ur fetan sclér e gleuas
E ridèc, hac hé honsolas.

Pé doé mélet her Salvér,
E oé quer mad én hé hevér

Hi e ras d'hé mab de yvet
Hac aben e oé soulaget.

Un nebedieg grouiad lezeu
A glasquas étré er bodeu
Hac en denr en doé yvet
E dorras é nan ha séhet.

Bamnoz ó cleué é hudal
Er bleidy ha lonnèd aral ;
Jamæs lom ne ellé cousquet,
Guet en eun a vout divoret.

Doué, aveit ma vezé surah,
Hé honduyas idan ur roh
En doé preparet dehi,
Hac aveit he mab Benoni.

Hé balon, manque a vagadur,
N'ellé quet leyat hé hrnaidur :
Un beyès, dré volanté Doué,
Hemb faut a zé dihue buéh bamdé.

Etré ma leyé Benoni,
Hé mam e zegassé dehi
Guiaud ha lezeu dezan ur roh,
Aveit ma vezé fidelloh.

Mæs lanscamb aman er Brinceès,
Ha retornamb hoah d'er palès ;
Consideramb er Palatin
Tourmantet dé ha noz hemb fin.

Ag er brezel pe retornas,
Devehat mad é hanavas
En doé bet rai prontemant
Credet en infam Intandant.

Lihér truhéus en Intron,
Scribuet a hé dorn ér prison,
En é gabinet er havas,
Hac e ras dehou ur boén vras

Quen horrible oé é chagrin,
Que n'ellé yvet na daibrein;
Hum drezein e fallé debon
Guet é glean noah dré é galon.

Nezé Golo, hemb col amzér,
En hum dennas ag er manér;
Mæs partout, èl ma vérité,
É gousciance en tourmanté.

Drogan péhani, dré ampouison,
E oé bet mouguet ér prison,
En hum aparissas bamnos
De Sifroy é creis é repos.

Jamæs lom ne ellé cousquet,
Hemb bout guet er marbue dibunet;
Casi guet en eune é varhué
Quel lièa guèh el m'er guélé.

Ne honyé mui petra gobér,
Couébel e ré én désespoér
D'en devout d'er marbue condannet
Drogan, é vab hac é brièd.

Ér guia-cé seih vlai antiér
E oé tourmantet ér manér;
Mæs lausquamb ean én é balès
Ha retornamb devet er Santès.

Consideramb-hi é andur

Idan er roh guet hé hroaidur
En anehouid, en nan, er séhet,
Guet ur joé bras ha patiantet.

En doar nuah e oé hé gulé,
D'hum holein nitra n'en doe;
Hé magadur grouiad lezeu;
Hé brevage e né é daren.

Aveit confortein hé inean,
Un Æl disquennet ag en Nean
A zegassaa ur groéz dehi,
Hum gavé perpet dirac-z-hi.

Ur hnéh hemb quin hum aneoéhas
D'hum glèm a hé foénieu bras:
Me merb, emé Jésus bé zad,
Taulet arnan hou teulegad.

Pegource hou pou-hui anduret
Quement èl e mès-mé souffret:
Changet, me merb, a santimant,
Ha beah én hou puénieu patiant.

Én oaid a seih vlé, Benoni
Un dé e houlennas guet-hi:
Laret d'eign, me mam, mé hou pèd,
Pihue-é me zad hac hou friéd?

Hui e boès liès laret d'eign
E on obliget d'er hârein;
Mæs penaua, pe n'en hanavan,
Er hârein èl ma telian?

Ah: me mab, petra laret-liui?
A rescondaa de Benoni:

Doué eu hon tad ha me friëd,
A so guet o'emb amen perpet.

D'hé mab étré me aosaigné
En ol articlen ag er fé,
En ur goal glinhuet é couéhas,
Hag hé jogemant e gollaa.

Guet en trous a hé Benoui
E santimant e zas dehi:
En hé foén gùellao ma ellaa
De Zoué en huin recommandas.

Er peur Benoni affliget,
Hum gonsolein ne ellé quet,
Pe huélaa é oé prest é vam
De sortiein ag er bed-man.

Cesset, emé hi, a ouilein,
Me mab, cesset a huannadein:
Doué en dès aoin a han-amb bloh,
En devon ehué a han-ob.

Me grèd é ma arribue en ær
Ma heio d'en nean guet me Salvér;
Interret me horv mar marvan,
Guet respet idan er roh-man.

Me mab, mar du volanté Doné,
Passet ér hoëd man hou puhé
Ha lausquet er bed maleurus:
Gùeh e vou d'oh chervige Jésus.

Mar hou calhue Doué de dy hou tad,
Enou en hum gomportet mad:
Sifroy quentéh èl m'hou chélou,
Aveit é vab hou ç'hanavou.

Ingorto e oé a verhuel,
Mæs Doué e zegassas deu ÆEl
Aveit rein dehi er yehèd,
Ma huélezé hoalh hé friëd.

Sifroy, aveit vangein é voès,
E ras losquein er Sorcerès;
Hi avouéas é creis en tan
E oé Geneveul innoçand;

Hac aveit punisseiu Golo,
Ean e ras ér hlasque dré er vro,
Hac el lacas ér memb prison
M'en doé laqueit en Intron.

Er Prince, eit passein é chagrin,
D'é ol quêrent e ras ul lein;
Raccé é quittas é balès,
De monnet un dé de giboès.

Rancontrein e ra dré chance vad,
En heyès e leahé é vab;
Pront ar é lerb ean e ridas,
Ha bet er roh hé hélias.

Eno é havalas guet-on
Guélet ur voès én oræson;
Ha guet en eun vras en dué,
Avance na rceul ne gredé.

Soudæn ur youéh a zan ur roh
A laras: n'en det quet pêlloh;
Nuah-on, mar fal d'oh cons doh-ein,
Reit d'eign hou mantel d'em golcin.

E vantel dehi e daulas,

En ur droein a costé é face;
Ean hi suplias goudezé
De guntein dehou hé buhé.

A Vrabant me zou guenedicg,
Ag un ty noble ha pinbuidicg;
Me friëd zo dén a vrezel,
E béli arméieu Martel.

En Intandant ag er palès,
Dén lubrique, mar hoé jamæs,
Goudé m'en doé m'en decriet,
D'er marhue eu dès me hondaunet.

A houdé seih vlé antiér,
E on idan er goal-amzér,
Guet me mab bihan e gâran
Quement avel-on me hunan.

En Ilis pe oen hadéet,
Geneveuf é on vet hanhuet:
Bras eu bet græce Doué ém bevér
Er hoëd-man hae é peb amzér.

Sifroy nezé hi hanavas,
Ha guet joé debi e laras;
Ah! pardonnet-d'eign, mé hon pèd
Er faut bras e mès commettet.

A volanté vad m'hou pardon,
A laras er Santès dehon;
Doué memb en en dès përmettet
Ma vezen ér guis-man trettet.

Mèn é ma me mab Benoni,
A houlennas Sifroy guet-hi?

Quentéh er gûélas é tonnet
Ag er forest guet ur beh coêd.

Benoni pe huélas é dad,
A yas aben d'er brebatat;
Ne ellen quet miret ou deu
A scûil abondance a zareu.

Enn e retornas d'er palès
Guet é vab ha guet er Brincès;
En ol quêrent bac amieu
A zas d'ou visiteiu ou deu.

Quentéh en infam Intandant
A recevas é jugemant;
Condannet e oé henh truhé
De goi prontemant é vuhé.

Er Brincès quen douce a galon
A gonz doh Sifroy aveit-on;
Mæs Golo coutant n'en dé quet
De vout ag er marbue délivret.

Suplice bras assès ne gavér
Aveit punissein er meultrér;
Raccé doh puar marh é oé staguet,
E gorv e zou bet carteriet.

Er Santès aveit magador,
Meit grouiat lezeu n'ellé andur;
Er hicg, er bara, er pisquèd,
E zo tout contrel d'hé yehèd.

Guet Jésus-Chrouist hac er Hoérhiès
E ma galhuet ér Baradouès;
Prest eu de vezo couronnet
Guet en ol Sænt ha Santézèd.

Sifroy, pe huelas é brièd
Doh-t-on quer bion-zé separet,
Ne ré, guet é vab Benoni,
Meit ouilein dé ha noz debi.

Huéh mis gondé marhue er Brincès,
Un Ermit e zas d'er palès:
Er Prince, én ur ouilein doh-t-on,
Avouéas é chagrin debon.

Petra e chonget-hui, Sifroy,
E rescondas en Ermit-zé?
Hui e bouér n'en d'omb quet crouéet
Aveit chom ér bed-man perpet.

Mal eu d'oh cessein a ouilein,
Ne hoès quet ræson d'hum chiffein,
Hou prièd zou én Nean guet Doué,
Etré er Sænt hac en Ælé.

Mar fal d'oh ur dé hi guélet,
Ha bezo guet-hi couronnet,
Bihuet ér bed-man santelloh,
El m'hi dès grosit idan ur roh.

"Sifroy, gondé en discour-zé,
Hum ras a galon mad de Zoué,
Hac a vatissas ur chapel
Én binour d'é brièd santel.

Er chapel-zé e oé batisset
Etal ur roh é creis ur hoèd,
Idan pébani en doé
Geneveuf anduret seih vlé.

D'éno Sifroy, guet respet vras,

Corv er Santès e dransportas,
En hum recommandein dehi,
Hemb ancoébat é Benoni.

Doué e lacas én é sperèd,
De güittat eit jamæs er bed;
Mæs quênt pêllat doh er manér
E recommandas é vab d'é vrér.

Benoni e laras d'é dad,
Pe gleuas é hé d'er huittat:
Mé n'estimau quet hou madeu;
Reit d'un aral hou manérieu.

Guel eu gueneign bihuein ér hoëd,
El me mès guet me mam bihuet,
Ha chom idan er goal amzér,
Aveit bihuein én ur manér.

Adieu d'en eur ha d'en argant,
Me halon ne vou quet coutant
Que n'em bou anfin renoncet
D'en treu tamporel ag er bed.

Eit gobér me salvedigueah,
Adieu e laran ur huéh hoah,
Adieu, adieu d'er vanité:
Mar béh Ermit, me vou ehué.

Sifroy nezé guet ur joé bras,
Aben guet-on d'er hoëd e yas;
Eno er rest ag é vuhé
E hassas é chervigein Doué.

Santès Geneveuf beniguet,
Hou pet chonge a han amb perpet,

N'abandonnet quet jamæs er ré
A gleuou cannein hou puhé.

Ha drès peb tra, tud impudiq,
Tud taulet guet péhèd er hicg,
Geneveuf e zo scòir vad d'oh
De zerhel hou corveu purroh.

Tud a vangeance ha colérus,
Mar fal d'oh bout guet Doué eurus
Lacait erhat én hou sperèd
En histoér-man e hoès cleuet.

Pardonnet d'en ol ou fauteu,
Pardonnet d'en ol ou anjulieu;
Mar conservet rancontre d'oh dén,
Collet-oh aveit birhuiquin.

Mar fal d'oh nettat hou calon,
Pélleit doh en occasion;
Quitteit en danceu miliguet;
N'en dint nameit scòl en diaulèd.

FIN.




E Guénèd, éty J.-M. Galles, ru er Prefectur.

